# GWALARN

# GWELEDIGEZ MAB KONGLIN

lakaet e brezoneg
gant
ROPARZ HEMON

47

HERE 1932

# GWELEDIGEZ MAB KONGLIN

Iakaet e brezoneg
gant
ROPARZ HEMON

gant skoazell
troidigez saoznek
KUNO MEYER

E gwerz e ti Gwalarn :

DANEVELLOU KOZ A IWERZON

1. — Mouladuriou distag

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

DIARMUID HA GRAINNE. — 5 lur.

SKRAPADEG SAOUD KOUALNGE (Pennad 4). — 3 lur.

2. — E niverennou ar gelaouenn

TONKADUR BUGALE LIR (niv. 10). — 5 lur.

TONKADUR BUGALE USNAC'H (niv. 11). — 5 lur.

SKRAPADEG SAOUD KOUALNGE (Pennadou 1, 2, 3). — niv. 13 : 5 lur. — niv. 15 : 5 lur. — niv. 17 : 7 lur 50. — niv. 18 : 7 lur 50. — niv. 19 : 7 lur 50.

DANEVELL VARZUS SANT BRENDAN. — niv. 18 : 7 lur 50. — niv. 19 : 7 lur 50. — niv. 20 : 7 lur 50. — niv. 21 : 7 lur 50. — niv. 22 : 7 lur 50.

An holl zanevellou-se a zo bet troet gant Roparz Hemon nemet an hini diweza troet gant J. Guillou ha Ronan Kermene

# Gweledigez Mab Konglin

---

## AR ROUE LONTEK

Katal Mab Finguin a oa eur roue mat. Ren a rae war Muma. Eur c'hadour bras e oa : brifaot evel eur c'hi, rankles evel eur marc'h. Eun diaoul lontek a oa en e c'hourlañchenn, hag a zebre gantañ e voued. Eur pemoc'h hag eur vuoc'h hag eul leue, ha tri-ugent kouign winiz, hag eur gibellad vier nevez, ha tregont vi yar-ouez, setu aze e damm kenta, hep menegi eur c'hortozenn all, ken na voe dare e lein. Evit al lein-se, en tu-hont da bep danevell e oa.

## AR C'HLOAREG PAOUR

Hag en amzer-se e oa o veva eur c'hloareg brudet, gouiziek-meurbet, Anier Mab Konglin e ano. Ne oa nikun na vije meulet pe flemmet gantañ.

Setu ma teuas c'hoant bras d'ezañ da heulia micher ar varzoniez, ha da zilezel e studi, gant reuzeudik ma oa e stad e skeud ar ouiziegez. Hag e furchas en e spered da belec'h ez aje war e ergerzadenn varzel kenta. Kavout a reas e vije davet ar roue Katal, a oa neuze o veaji en Ivac'h Muma. Eno en dije a bep seurt tammou lipous. Rak figus ha marnaoniek e oa ar c'hloareg-se.

Ar mennad-se a dreuzas e benn eur sadornvez

d'abardaez, e Roskomman. Neuze e werzas an nebeut en devoa evit diou gouign winiz hag eur jelkenn kig-sall koz, gant eur roudenn en he c'hreiz. Kement-se a lakaas e-barz e sac'h-levriou. Hag e reas d'ezañ e-unan eur re votou ler, seizpleget, gelldu.

## HERBERC'H FALL AR VENEC'H

Abred e savas antronoz. Hag e stagas e roched etre e zivesker, hag e lakaas en-dro d'ezañ e vantell wenn, dalc'het gant eur spilhenn houarn. Dibrada a reas e sac'h-levriou, hag hen samma war e gein. Gant e zourn dehou e krogas en e bennbaz skodek kempouezet-mat. Neuze, oc'h ober a-zehou tro ar vered, e kimiadas diouz e vestr, a istribilhas avielou en e gerc'henn.

Hag heñ en hent, ken m'en em gavas e Korkig, en herberc'hti ar venec'h, nebeut a-raok serr-noz.

Setu amañ penaos e kavas an herberc'hti : digor an nor warnañ, gant an avel hag an erc'h hag ar glao o tont e-barz. Ha ne oa ket eun tamm kolo, nag eun tamm ludu, na veze ket kaset gant an avel betek an nor all dre zindan ar gweleou.

Pallenn ar gwele a oa rollet en eur bern, ha leun a c'houen hag a laou. N'eo ket souez, e gwirionez, rak morse ne veze savet e-pad an noz, na lakaet da heolia e-pad an deiz. Ar gibell, enni dour ha mein an derc'hent, a oa e-kichen an nor.

Ne gavas ar c'hloareg nikun da walc'hi e dreid d'ezañ. Tenna a reas e votou e-unan eta, ha gwalc'hi e dreid er gibell. Hag e soubas e votou en dour ivez. Skourra a reas e sac'h-levriou ouz an



tach er voger. Neuze kregi er pallenn ha leda anezañ war e ziouhar. Hogen, ken stank ha traezennou an aod, pe fulennou an tan, pe steredennou an oabl, pe c'hlizennou eur beurevez miz mae, e teuas ar c'houen hag al laou da skraba e zivesker, ken na vennas sempla. Ha ne zeue den d'e welout na d'e saludi.

Neuze e tiskourras e sac'h-levriou, hag e tennas e saoter, hag e stagas da gana e salmou. Kana a reas ar salmou, ar raksalmou, an treuzsalmou, ar c'hensalmou, an enepsalmou hag an dilostsalmou. Kana a reas ar paterou, ar c'hantikou, an himmou hag ar meulganou. Kana a reas ken na voe kousket an holl e kêr Gorkig, ha c'hoaz ne zeue den davetañ.

## AR MEVEL FLATRER

E oa Manac'hig, an tad abad, dres o vont d'e wele.

Lavarout a reas d'e vevel :

— Paotr, emezañ, klevout a ran unan bennak en herberc'hti o kana. Ha bez' ez eus unan eno ?

— Gwelet em eus eun den, eme ar mevel, o treuzi ar porz n'eus ket pell.

— Gwelloc'h d'it mont da welout, eme an abad, da gas d'ezañ e lodenn. Re lezirek eo bet evit dont d'he c'herc'hat.

Degaset e voe e lodenn. Setu amañ petra oa : eur banne laez-glas, diou fulenn-dan e-kreiz eun torchad plouz kerc'h, ha diou daouarc'henn fresk.

Ar mevel a zeuas betek dor an herberc'hti. Aon ha spont a grogas ennañ o welout an ti du-pod digor-

bras. Hag heñ da lakaat e droad war an treuzou, o lavarout :

— N'eus gour amañ ?

— Gour 'zo, a respontas Mab Konglin.

— Sav 'ta, ha deus da zebri, eme ar mevel.

— Toui a ran, eme Mab Konglin, dre silvidigez va ene, ne savin ket, ken n'az pezo diskouezet d'in petra ac'h eus degaset ganit.

Ar mevel a lakaas an diou fulenn-dan a oa e-kreiz an torchad plouz kerc'h war an oaled, a dennas eun torchad all eus ar gwele, a gempennas an diou daouarc'henn en-dro d'an daou dorchad, a c'houezas war ar fulennou, a enaouas an torchadou, hag a ziskouezas d'ezañ e goan.

Ha Mab Konglin da gana :

Korkig 'zo eur gêrig vrao,
Son he c'hleier a zo drant,
Enni ez eus traez e-leiz,
Met da zebri ne 'z eus ket.

Ar mevel a zalc'has soñj mat eus ar ganaouenn-se, rak lemm e oa e spered. Kemer a reas ar boued en-dro gantañ, hag ez eas da flatra d'an tad abad

## KOUNNAR AN ABAD

— Ma ! eme an abad Manac'hig, desket e vo ar ganaouenn-se gant ar baotredigou, hag a yelo d'he c'hana evit ober goap ouzimp. Met kousta a ray d'e ler !

— Petra emaoc'h e soñj ober ? eme ar mevel.

— An dra-mañ, eme an abad : mont betek an den en deus graet ar ganaouenn-se, tenna e zilhad diou-



tañ, ha skourjeza anezañ ken na vo roget e gig hag e groc'hen, ha rannet diouz e eskern (arabat, avat, terri e eskern) ; souba anezañ er stêr ken n'en devo evet e walc'h eus dour kailharek ar stêr. Neuze degas anezañ en-dro, en noaz-pilh, d'an herberc'hti. Ra gousko eno fenoz, prennet an nor warnañ en diavaez, evit na c'hello ket tec'hout, o c'hortoz ma vo bodet va c'huzul warc'hoaz ha kuzul menec'h Korkig, da varn anezañ dirak va C'hrouer ha Sant Barr, va sant paeron.

Hag en abeg da bec'hed orijinel Mab Konglin, ha d'e bec'hedou all ivez, evel-se e voe graet.

## BARNET D'AR MARO

Manac'hig a savas abred antronoz, hag a vodas kuzul ar venec'h en herberc'hti. Hag eno ez azezjont holl war ar gweleou en-dro da Vab Konglin.

Ha barnet e voe ganto da veza staget ouz ar groaz, evit enor an tad abad ha Sant Barr hag an Iliz. Ha roet e voe d'ezañ da zibab : mont a youl vat gant bennoz, — pe beza diwallet gant nao den ken na varvje ha beza kroazstaget ez varo.

— Setu aze barnedigez chas, eme Vab Konglin. Koulskoude, mont a rin a youl vat, evel ma 'z eas va Mestr, Jezuz Krist, d'e Basion.

Siouaz ! d'ar poent-se e voe kaset Mab Konglin da Goad-al-Lern, ha lakaet eur vouc'hal en e zourn. Heñ e-unan a drouc'has prenn e basion, hag a zougas anezañ war e gein betek glazenn Korkig. Heñ e-unan a blantas e groaz. Ha n'o doa ar venec'h ken menoz nemet e lakaat d'ar maro, kerkent hag echu ar gousperou.

— Grit eur vadelez d'in, Manac'hig, eme Vab Konglin, ha c'houi menec'h Korkig !

— Madelez ebet n'ez po diganin, a respontas Manac'hig.

— N'eo ket ar vuhez a c'houlennan diganeoc'h, eme Vab Konglin, chas, laeron, livastred hag hailhevoded ma 'z oc'h ! Ne c'houlennan nemet peadra da eva ha da zebri, hag ivez dilhad d'am gwarezi diouz ar wrez hag ar yenijenn a-raok mervel.

— Ha me a lavar d'it, eme Vanac'hig, n'ez po ket. Hogen diwezat eo. Evel-se ne vi ket lazet dioustu. Met lakaet e vi en noaz-pilh, ha staget ouz ar peul-mañ da veza jahinet o c'hortoz ar jahinerez bras warc'hoaz.

Hag evel-se e voe graet.

## AR PEUL BURZUDUS

Eno e chomas betek hanternoz. Neuze e teuas davetañ eun ael Doue war ar peul, hag a stagas da zisplega ar weledigez dirazañ. Keit ha ma vanas an ael war ar peul, e voe re domm evit Mab Konglin. Hogen pa bellaas eun tammig betek eur rizenn tost ac'hano, e voe mat.

D'ar goulou-deiz ez eas an ael kuit dioutañ.

War se e savas Mab Konglin eur rimadellig da zezrevell kement a oa bet diskuliet d'ezañ.

Pa sonas kloc'h ar matinezou e teuas an holl venec'h en-dro d'ar peul.

— Ma ! eme Vanac'hig, penaos ez a ar bed ganit, lakepod ?

— Mat, mat, a respontas Mab Konglin, rak eur weledigez am eus bet, ha ma roez d'in eun dale, e kontin d'eoc'h ar pez am eus gwelet.



— Ma vefe hil Adam ali ganin, eme Vanac'hig, ne vefe roet d'it dale ebet.

— E gwir, eme ar venec'h, eun dale a vo roet d'ezañ, rak c'hoant hon eus da glevout ar weledigez. Goude se e c'helli e gastiza mar kerez.

## RAKLAVAR AR WELEDIGEZ

Hag o trei war-du Manac'hig, e komzas Mab Konglin evel-hen :

— Binnig ac'hanomp, manac'h meur meulet, gwaz gouiziek, kloareg klodus,

Mab mel, mab mez, mab mezeglen,
Mab lounez, mab laez livriz, mab leue lart,
Mab bier, mab bitailh, mab bevañs,
Mab bas, mab bara, mab bevin,
Mab bleud, mab brignen briz, mab bloneg blot,
Mab silzig, mab soubenn, mab stripou,
Mab pour, mab pesk, mab pouloud,
Mab fourmaj, mab frouez, mab fao-munut,
Mab gwin, mab gwiniz, mab gwipad,
Mab gwispid, mab gwastell, mab gwadegenn,
Mab kig, mab kof kuilh, mab keusteurenn,
Mab kouign, mab kerc'h, mab krampouez,
Mab yourc'h, mab yer, mab yod,
Mab houc'h, mab hili, mab hiliber,
Mab demm, mab dañvad, mab dube druz,
Mab torz, mab toaz, mab tor teo,
Mab aval, mab Abel, mab Adam !

## DEROU AR WELEDIGEZ

— Te 'gav d'it out speredek, paotr, eme Vanac'hig, pa 'c'h eus savet d'am dimegañsi eur roll-gouenn seurt n'eus bet savet evit den biskoaz, ha ne vo biken betek deiz ar Varn. Hogen ne ran van ebet.

— N'eo ket da zismegañsi am eus klasket, kloareg, eme Vab Konglin. N'em eus graet nemet displega raklavar ar weledigez. Ha setu amañ an derou :

Gwelevusa gweledigez
Gwelet gant gwaz.
Klevit, kloer :
Listri leun a lard,
Leviet war eul lennad laez,
'Tal eur morad mel.

O roeñvat war an dour risklus,
E savjomp trevad an tonnou :
Da wagennou bier a-builh,
Da vezin stripou stank,
Fourmaj da fru,
Viou da vili.

Ha ni ha merzout eur marz :
Eur c'hastell c'houek
War lez al lenn,
Kaeou koaven tro-war-dro,
Bara e bont,
Hag e gili graet a gig.

Kig dañvad pep dor,
Kig moc'h pep moger ;



Gwestell gwiniz gwenn
Pep lein, pep leur ;
A vorzed vaout
Frammet pep fenestr.

Graet gant kreun kalet
Pep treust, pep to,
Gant minvig munut,
Pep trepas, pep tour ;
Dienn en douvez,
Piketez er puñs.

Ouz troad an touriou,
Eul liorz lipous,
Gant bleuniou blazus,
Ha deliou druz ;
Hag er porz eur poull,
Leun a besked bleud.

En ti eun tolpad
Gwarded kofek kadarn,
Stanket o stomok,
Skourret war o skoaz
Eur chadenn chalotez
Ha silzig sasun.

Ha mestr ar maner
Gant e vantell vehin,
E wreg eur vandrogenn,
'Vel eur varrikenn.
Setu derou drant
Eur sorbienn seder !

Hag evel-se e tisplegas dirak menec'h Korkig ar weledigez penn-da-benn. En doare ma voe lezet e vuhez gantañ betek antronoz.

## HUNVRE VANAC'HIG

Hag antronoz, klevit ar burzud :
Manac'hig o tont davetañ :
— Chañs ac'h eus, paotr ! emezañ. Rak en nozmañ eo bet diskuliet d'in dre huñvre perziou-dreist da weledigez, ha penaos e vo pareet ganti ar roue Katal Mab Finguin.
— Peseurt gopr a vo roet d'in ma 'z an d'e gaout ?
— Daoust ha n'eo ket gopr a-walc'h d'it, eme Vanac'hig, kaout ar vuhez ?
— Ne ran forz, eme Vab Konglin. Emañ digor prenester an Neñv d'am degemer, hag an holl dud fidel, eus Adam hag Abel e vab, betek an hini diweza a zo aet d'ar Baradoz er mare-mañ end-eeun, o kana en eur c'hortoz va ene. An nao urz eus an Neñv, kerubined, serafined hag holl, a zo renket d'am ambroug betek va C'hrouer. Petra 'ra se d'in, ha pa 'z afe ar roue Katal, hag an holl dud a Vuma, ha re Gorkig, ha Manac'hig ouspenn, en eur bern holl d'an ifern, pa 'z eo gwir e vin-me a-unan gant an Tad, hag ar Mab, hag ar Spered Glan !
Ma ! eur gopr a voe roet d'ezañ, ha diliammet e voe diouz ar peul.

## MAB KONGLIN E TI PIC'HAN

— Pelec'h emañ ar roue ? eme Vab Konglin.
— E kastell Pic'han, mab Maelfind, eme Vanac'hig, hag e rankez mont di fenoz.
War se, Mab Konglin a yeas kuit prim-ha-prim ken na dizas ti Pic'han. O tont dirak an ti e lakaas



en-dro d'ezañ eur bern dilhad berr, seul uheloc'h, seul verroc'h. Hag heñ ha staga da jestraoui ha da ardaoui e-giz eur furlikin, da c'hoapaat ha da c'hodisa, da vramma ha da gana soniou flemmus. Ha nikun, a-raok na goude, ne ouezas flemma eveltañ.
Edo en e wella gant e droiou hag e strobinellou, pa zeuas Pic'han da welout.
— Bras da laouenidigez, mab ar skiant, eme Bic'han. Ha koulskoude, ne sedera tamm ac'hanoun.
— Perak out doaniet ? eme Vab Konglin.
— Ha ne ouzout ket, kloareg, eme Bic'han, emañ ar roue Katal hag uhelidi Vuma o tont da zebri amañ fenoz ? Ha daoust pegen rivinus eo maga an armead a-bez, rivinusoc'h c'hoaz eo rei boued da Gatal nemetken : rivinus e genta pred, rivinusoc'h e genta banvez, hag ar rivinusa-holl e fest kenta. Rak a-benn ar fest-se e rankan dastum eur boezellad kerc'h, eur boezellad avalou gouez, hag eur boezellad kouignou.
— Peseurt gopr a roi d'in, eme Vab Konglin, ma ran d'it espern kement-se, hep tenna warnout na war da dud droukrañs ar roue ?
— Me a roio d'it eur bizaoued aour hag eur marc'h kalloc'h kembreat, eme Bic'han.
— Ha petra c'hoaz ? eme Vab Konglin.
— Eun dañvad gwenn diouz pep ti ha pep sout etre Karn ha Korkig.
— Mat evel-se, eme Vab Konglin, gant ma vo kemeret da ouestl hon emgleo rouaned, perc'hennedtir ha barzed : rouaned da redia an dud da rei d'in ar pez a zo dleet, perc'henned-tir da evezia ouz ar re a zastumo va zraou, ha barzed da flemma ma c'hoarier trubard d'in.

## O RUZA E ZENT WAR AR MAEN

Dont a reas ar roue Katal, gantañ troadeien ha marc'heien wazed Vuma. Hag ez azezjont war weleou, ha merc'hed hegarat a reas war o zro.

Evit ar roue Katal, ne oa ket hanter zistaget stolikenn e votez ma oa krog e zaou zourn da garga e c'henou gant an avalou strewet war grec'hin en e gichen.

Ha Mab Konglin ha stlaka e vuzellou. Hogen ar roue ne daolas ket pled.

Neuze e savas Mab Konglin, hag heñ, ken prim hag eun aerouant, da dreuza ar sal da gerc'hat eur pikol maen a oa eno da lemma begou ha dremmou ar c'hlavier. E samma a reas war e gein hag e teuas gantañ dirak gwele ar roue.

Hag e stagas da ruza e zent war ar maen.

(Hag hervez lavar ar ouizieien, an henaourien hag al levriou, ne voe den e-barz an ti nag er-maez ha na glevas ket e zent o chourikat war ar maen, evit hemañ da veza lufr-meurbet).

## C'HOARI AN AVALOU

Ar roue Katal a savas e benn.

— Sodi a rez, mab ar skiant ? emezañ.

— Ne ran ket, eme Vab Konglin ? Hogen poan a ra d'in gwelout roue bras Muma, mab kenedus Finguin, difenner Iwerzon a-enep Konn ar C'hant Kad, urziet gant Doue hag an douar, o tebri e-unan-penn.

— Gwir, eme Gatal.

Hag e stlapas eun aval da Vab Konglin, en eur sanka daou en e veg.



(Ha setu an taol-madelez kenta en doa graet abaoe triouec'h miz ma edo an diaoul lontek en e c'hourlañchenn).

— Gwelloc'h daou dra eget unan er ouiziegez ! eme Vab Konglin.

Katal a stlapas d'ezañ eun aval all.

— Niver an Dreinded ! eme Vab Konglin.

Rei a reas d'ezañ unan.

— Pevar levr an Aviel !

Stlepel a reas unan.

— Pemp levr Moizez !

Teurel a reas unan.

— Ar c'henta penn-niver a zo ennañ e geitrannou : c'houec'h, rak e hanter 'zo tri hag e dredereenn daou !

Strinka a reas unan.

— Ar seiz tra diouganet a-zivout Doue war an douar : e Engehentadur, e C'hinivelez, e Stagidigez ouz ar Groaz, e Sebeliadur, e Skourjezidigez, e Bignidigez d'an Neñv, e Azezidigez en tu dehou d'an Tad, ma teuy ac'hano da varn ar re veo hag ar re varo.

Rei a reas unan.

— An eiz gwenvidigez !

Stlepel a reas unan.

— Nao urz rouantelez an Neñv !

Teurel a reas unan.

— Urz an Denelez, an dekvet, prins madelezus-meurbet !

Strinka a reas unan.

— Niver diglok an Ebestel goude ar pec'hed !

Rei a reas unan.

— Niver klok an Ebestel goude ar pec'hed, evito da endevout dilezet o Aotrou !

Stlepel a reas unan.

— An frec'h en tu-hont da bep trec'h, an niver peurglok : Krist hag e Ebestel !

— Dre Sant Barr, eme Gatal, emaout o vont d'am lonka me va-unan, mar kendalc'hez evel-se !

Hag heñ da strinka an holl avalou, krec'hin hag all, ken na voe na korn na leur na gwele en ti na voe ket goloet ganto. Ne oa ket tostoc'h an avalou da Vab Konglin eget d'ar re all. Hogen pelloc'h e oant diouz ar roue Katal.

## YUN AR ROUE

Kounnar a grogas e Katal. Gwaska a reas e gein ouz kostez an ti, ken na voe na treust, na peul, na kebr, na tamm koad na kolo na voe ket dilec'hiet gantañ.

Hag ec'h azezas goude.

— Arabat d'it milliga ac'hanoun, roue ! eme Vab Konglin.

— Perak ec'h eus graet evel-se ? eme Gatal.

— N'eo ket hep abeg, a respontas Mab Konglin. Dec'h ez eus bet tabut etrezoun ha menec'h Korkig, ha gouzañvet em eus abalamour d'it. Mont a rin kuit bremañ. Hogen, me az ped, gra d'in eur vadelez a-raok ma 'z afen.

— Da laza eo a rafen, eme Gatal, ma vefen boas da laza kloer. Ne vern, roet e vo d'it ar pez a c'houlenni.

— Rei a rez d'in da c'her a roue ? eme Vab Konglin.

— Toui a ran, eme Gatal, e vo sevenet da c'hoant.

— Ma ! eme Vab Konglin, setu : milliget oun bet



gant menec'h Korkig. Me a c'houlenn bremañ ma yuni-te a-gevret ganin fenoz, da lemel ar villigadenn diwarnoun.

— Siouaz, mab ar skiant ! eme Gatal, kement tra all az po mar kerez : eur vuoc'h diouz pep buorz, eun oñsad digant pep perc'henn-ti, eur vantell diouz pep iliz, ha da voued diganin keit ha ma vo va merour o tastum an holl draou-se. M'hen tou Doue, gwelloc'h d'in ez afe ganit kement tra a zo e Muma, eus ar c'hornog d'ar reter hag eus ar c'hreisteiz d'ar c'hreisnoz, eget chom eun nozvez hep debri tamm.

— En ano va C'hrouer, eme Vab Konglin, ne fell d'in kaout netra nemet ar pez am eus goulennet. Eun den paour oun, ha n'em eus teñzor ebet nemet an Neñv, ha war an douar-mañ va barzoniez ha va furnez. Ha kollet e vo va ene da virviken ma n'oun ket saveteet ganit diouz milligadenn ar venec'h.

— Graet e vo d'it da c'houlenn neuze, eme Gatal. Hogen biskoaz ne voe roet, ha ne vo biken, eun dra poaniusoc'h da rei.

Yuna a reas Katal en noz-se, ha Mab Konglin a yunas ivez.

## AN EIL YUN

A-raok tarz-an-deiz, setu Pic'han, mestr an ti, o sevel.

— Da belec'h ez ez ? eme Vab Konglin.

— Da aoza boued d'an holl dud, eme Pic'han.

— Ne ri ket, avat, eme Vab Konglin. Yunet hon eus en noz-mañ. Da eo d'imp kaout eur brezegenn goude hor yun.

Gortoz a rejont betek ar beure.

D'ar beure, an holl a savas. Mab Konglin a zigoras an ti, a walc'has e zaouarn, a gemeras e sac'h-levriou, a dennas e saoter dioutañ, hag a stagas da brezegenni.

(Hag hervez lavar ar ouizieien, an henaourien hag al levriou, ne voe den, uhel pe izel, n'a skuilhas daerou o selaou prezegenn Vab Konglin).

Pa voe echu ar brezegenn, e voe lavaret ar pedennou evit ar roue : d'ezañ da gaout hir vuhez, d'ezañ da ren eürus war e vro hag e sujidi. Lavaret e voe ivez pedennou evit an douarou, ar meuriadou, ar rannvro, evel ma vez lavaret atao war-lerc'h eur brezegenn.

— Ma ! Penaos emañ an traou hizio ganit ? eme Vab Konglin d'ar roue.

— Fall, fall ! a respontas Katal. Biskoaz gwasoc'h !

— N'eo ket souez, eme Vab Konglin, gant eun diaoul o turlutal e-barz da c'hourlañchenn ! Yunet ec'h eus, evelato !

— Ha goude ? eme ar roue.

— Goude ! Peogwir n'eus bet nemedomp hondaou o yuna en nozvez tremenet, ret e vo d'imp holl gwitibunan yuna fenoz.

— Tav 'ta en ano Doue ! eme Gatal. Rak evit d'an arnodenn genta beza bet kalet, seiz gwech kaletoc'h e vo an eil.

— Ma ! eme Vab Konglin, ret e vo d'it kaout kalon.

Hag evel-se e yunas Katal en eil nozvez hag an holl c'hoskoriad gantañ.



MERZERINTI AR ROUE

E-pad an noz e savas Mab Konglin.

— Kousket out, Pic'han ? emezañ.

— N'oun ket, a respontas Pic'han. Truez a ra d'in gwelout Katal evel m'emañ, ha ne c'hellan mui kousket na debri na c'hoarzin.

— Sav ! eme Vab Konglin. Kae da gerc'hat kig-moc'h saourus, kig-bevin tener ha kig-dañvad sa sun. Kas ivez ganit mel hag holen war eur plad lutr arc'hant gwenn, ha pevar ber koad-kelvez dinamm.

Degaset e voe d'ezañ kement-se.

Hag heñ da lakaat eun davañjer lien ouz e zargreiz, hag eur boned lien war e benn, da enaoui eun tantad onn pevarzoullek, pevarribouliek, pevarc'hosteziek, hep moged, mogidell na fulad, ha da gempenn tammou kig ramzel dreist-lavar war ar beriou, ken buan hag eun heizez, pe eur wennili, pe avel an nevez-amzer e-kreiz miz meurz. Sanka a reas ar mel hag an holen e-barz pep tamm, ken akuit ma ne gouezas ket diouz an tammou kig pa voent lakaet da drei peadra da vouga tan eur gantol : hogen ar chug hag ar saour a oa enno a yeas betek ar c'hreiz.

— Petra 'zo ezomm c'hoaz ? eme Bic'han.

— Kerdin ha funiou ! eme Vab Konglin.

Kerdin ha funiou a voe roet d'ezañ ha d'ar re greñva e-touez ar vrezelourien. Hag i da dapout krog er roue Katal, a voe ereet en doare-se ouz kostez an ti. Ha pell amzer e voe Mab Konglin o peurstaga ar funiou gant krapou ha strapennou.

War se e teuas e-barz an ti, e bevar her war e skoaz, betek al lec'h ma edo Katal. Sanka a reas ar

beriou er gwele, dindan sell ar roue, hag ez eas en e gluch. Neuze, o tenna e gontell diouz e c'houriz, e trouc'has eur jelkenn eus an tamm a oa an tosta d'ezañ. Souba a reas ar jelkenn er mel a oa war ar plad arc'hant.

— Enor d'it, roue ! eme Vab Konglin.

Hag e lakaas ar jelkenn en e c'henou d'ezañ e-unan.

Trouc'ha a reas eur jelkenn all, a soubas er mel ivez. Hag oc'h ober d'ezi tremen dirak genou ar roue, e tebras anezi en hevelep giz.

— Trouc'h eur jelkenn d'in, mab ar skiant ! a grias Katal.

— Hag a rin ! eme Vab Konglin.

Hag e reas an hevelep tro adarre.

— Pegeit e pado evel-se, kloareg ? eme Gatal.

— Eur pennadig c'hoaz, eme Vab Konglin. Te ac'h eus debret kement a dammou lipous e-pad da vuhez, ma n'ec'h eus mui ezomm eus netra. Emaoun o vont da zebri an nebeud a zo amañ dirazoun.

Yudal ha blejal a reas Katal neuze, ha gourc'hemenn laza ar c'hloareg. Hogen nikun ne sentas.

— Ma ! eme Vab Konglin, eur weledigez am eus bet. O vont d'hen displega d'it emaoun.

— Ne fell ket d'in, eme Gatal, klevout da weledigez !

— Displeget e vo d'it koulskoude, eme Vab Konglin.

Hag heñ da zisplega e weledigez, en eur lakaat diou pe deir jelkenn gig a-gevret en e c'henou an holl amzer.



## KENDALC'H AR WELEDIGEZ : AN TASMANT ABEGUS

Kana a reas Mab Konglin derou e weledigez evel m'en doa hen kanet dirak menec'h Korkig.

Neuze e kendalc'has :

— Edon astennet war eur gwele kaer, emezañ, gant eur stel kaer, postou alaouret ha gwerzidi arem, pa glevis eun dra bennak evel eur vouez o tont betek ennoun. Hogen ne respontis ket : re vat e oan er gwele, re bounner e oa va hun.

War se e lavaras ar vouez :

— Taol evez, Mab Konglin, pe hep dale e vi beuzet en hilienn !

Antronoz abred pa savis ha pa 'z is betek ar puñs da walc'hi va daouarn, e welis eur pikol tasmant o tostaat ouzin :

— Ma ! a lavaras d'in.

— Ma ! a respontis d'ezañ.

— Ma ! emezañ, hailhon ma 'z out ! Me eo en deus lavaret d'it en nozvez tremenet teurel evez rak an hilienn. Hogen e gwir e oa :

Lavarout diwall da unan tonket,
Ober goap d'eur c'hlasker-bara,
Skei eur maen gant eur wezenn,
Hiboudi da unan bouzar,
Sanka eur skourr e-barz an traez,
Kanna eun dervenn gant an dourn,
Suna mel diouz gwriziou eun ivinenn,
Klask amann e lochenn eur c'hi,
Leina diwar eur bebrenn,
Dastum gloan diwar gein eur c'havr,

Planta eur saez en eur peul-maen,
Mirout ouz eur gazeg da loufa,
Ouz eur c'hast da ribodal,
Lakaat dour en eur ridell,
Pe holen war eur raosklenn,
Diskulia eur c'hevrin d'eur plac'h,
Goulenn ali eun inosant,
Kaout eur c'horf hep eur penn,
Pe eur penn hep eur c'horf,
Lakaat eul leanez da gloc'her,
Eun den lik en eur gador-eskob,
Kaout eur bobl hep eur roue,
Pe eur roue hep eur bobl,
Roeñvat en eur vag distur,
Derc'hel eun ti hep maouez,
Hada war ar roc'h,
Sevel a-enep eur varn,
Dismegañsi an Aviel,
Kentelia an Enepkrist.

Setu, eme an Tasmant, ar pez a zo bet klask alia ac'hanout.

## MADELEZ AN TASMANT

— Me a gav d'in, emezoun, ez eo kalet da rebech.

— Perak ? eme an Tasmant.

— N'anavezan ket piou out, nag a belec'h e teuez. Perak e selaoufen ouzit ?

— Gwir, eme an Tasmant. Me a lavaro d'it eta : Stambouc'h eo va ano, hag e teuan eus Krugell ar Boued.

— Peseurt kelou, emezoun, a zegasez ac'hano ?



— Kelou laouen, eme an Tasmant, hogen diaes da glevout d'an neb n'eo ket digor-mat e galon.

— Ha penaos 'ta ? emezoun.

— N'eo ket tenn da lavarout, eme an Tasmant : neb a glev va c'helou a rank kaout eur stomok ledan eus al ledana, ennañ pealec'h da lakaat tri navedad pennad-debri, tri navedad pennad-eva, tri navedad pennad-chaokat, ha tri navedad pennad-treuzaboued, — pep pennad ennañ peadra da rei o gwalc'h da gant den.

— Pa n'eo ket ken bras-se va stomok, emezañ, lavar d'in petra ober.

— Setu, eme an Tasmant : kae da beniti ar Mezeg-Sorser. Eno e vo roet d'it ilboued da zebri kement a c'hell c'hoantaat da galon pe da c'hourlañchenn. Eno e vo lufret da zent gant meuziou marzus a bep seurt. Eno e koazo da velkoni, hag e vo hilliget da deod kenkoulz ha da fronellou. Boemet e vo da ziweuz gant died eus an dibad, gant magadur tener ha blot a raio vad d'az korf hep ober droug d'az ene. Kae eta da gaout ar Mezeg-Sorser, ha Beknat Muzellek, merc'h Baetan ar Marlonk, e wreg.

— Mont a rin, emezoun. Hogen, da genta, laka eun aviel em c'herc'henn.

— A galon vat, eme an Tasmant.

Hag e skourras war va skoaz eun aviel fourmaj koz, o lavarout warnañ eur bater, da virout na vije taget gant an naon neb a oa gantañ an aviel-se.

Neuze e tiskouezas d'in an hent, o kana :

— Ar c'hig-sall blazus d'az tiwall, Mab Konglin !
— Ar c'hoaven melen d'az tiwall, Mab Konglin !
— Ar gaoteriad yod d'az tiwall, Mab Konglin !

Hag e kimiadis dioutañ.

## WAR-DU TI AR MEZEG-SORSER

Kerzout a ris, eme Vab Konglin, prim, buan, herrek, taer, c'hoantus, e-giz eul louarn yaouank o tostaat d'eur c'hraou, pe eur vran o plava war eur c'horf, pe eun demm en eur segaleg e mezeven. Ha daoust d'in da veza savet va roched ken uhel ha va gouriz, kelienenn ebet, na mouienn, na fubuenn ne vroudas va reor, kement a diz a oa warnoun, ha me o nijal dreist d'ar pradou, d'ar c'hoadou ha d'al lanneier.

Evel-se e tizis eur porz war ribl eul lenn. Eno e welis dirazoun eur vagig vehin, kalefatet a soav, pouloud he zostou, lard-teuz he diaraog, amann hec'h aros, mel-askourn he zoulledou, morzedou-houc'h he roeñvou. Eur gaer a vagig evit gwir !

Ha ni ha roeñvat war gein ec'hon Lenn al Laez-Mintin, a-dreuz tonnou bouilhoñs, dreist gwagennou laez-glas, poullou-tro hilienn, e-biou da aberiou chufere, koadou glizennek a sun-kig, eien laez-ribod, inizi fourmaj, reier kreun koz, pennou-tir kaouled traezennou druzoni. Ken na zeuas a-wel bro al Leina-Abred, ha peniti ar Mezeg-Sorser war an uhel.

## AR PENITI

— Sellit 'ta, eme ar Mezeg-Sorser, piou 'zo ahont o tont davedomp ! Ma n'eo ket Mab Konglin, an den yaouank gouiziek-se, eur paotr c'houek, speredek, fur, habask, helavar, hegarat, plijus-kenañ e gomzou hag e zoareou ! Greomp d'ezañ degemer mat !

Burzudus, e gwir, e oa ar peniti. Eur peuliad kig-



moc'h a oa tro-war-dro. An nor-dal a oa graet e soav, warni eur silzigenn da voralh.

Ha me ha bounta war an nor-se ha skei anezi e-barz. Dirazoun e kavis eun eil dor, graet e bloneg glan gwenn-kann. Ha me ha planta enni va dek ivin ruz-lintrus, ha tremen.

Gwelout a ris ar porzier : eur paotr kaer anvet Amann mab Lard, gant e sandalennou tonenn, e vodreou morzed-voc'h, e doneg kilhevardon, e c'houriz kroc'hen eog, e gabell yod-kerc'h, hag e c'hougenn stripou.

Dindanañ e varc'h kig-sall, gant e baoiou fars breset hag e garnou bara kras, foasiou e ziouskouarn, boullou mel e zaoulagad, dienn en e fronellou ha tellesk e lost ; war e gein eun dibr bloneg flour, eur c'hartel ounner e harnez, felc'h eun dañvad koz e wakol, gant eur c'hloc'hig fourmaj stag outi.

E dourn ar marc'heger e oa eur foet, ouz e ober nao gwadegenn warn-ugent. Ha pep takenn a goueze war an douar eus beg pep gwadegenn a vije bet peadra, gant hanter eur wastell, da vaga eur beleg.

— Digor d'in an diabarz ! emezoun d'ar porzier.

— Deus ! emezañ.

O vont e-barz e welis servijerien ar Mezeg-Sorser o kempenn an ti hag o stlepel a bep seurt loustoni druz er-maez. Kinklet e oa ar sal vras gant stripou eus al leur betek al lein. N'em boa ket lakaet mat va zroad war an treuzou ma sankis en eur gwelead amann gwenn betek begou va diouskouarn. Bec'h o devoe eiz gwaz kreñva an ti ouz va zenna ac'hano

Kaset e voen neuze dirak ar Mezeg-Sorser.

## SKIANT AR MEZEG-SORSER

— Az pez truez ouzin ! emezoun.

— En ano Fourmaj ! emezañ, te a zo liou fall war da zremm. Siouaz ! Liou ar c'hleñved eo : melen da zaouarn, dluzet da ziweuz, glas-louet da zaoulagad. Distardet eo da gigennou ; savet int war da dal ha da ivinou. Taget out bet gant an teir gwrac'h, Naon, Merventi ha Dienez. Eul lagad dizakr en deus paret warnout. Eur walenn drastus he deus gwasket ac'hanout. N'emaout tamm ebet heñvel ouz eul leue maget-mat, gant eur c'heginer mat. Lavaret e vefe kentoc'h eur paotr savet gant Diouer e ti ar Re-Nebeut !

—Gwir, emezoun, grevus eo va c'hleñved, ha bras ar c'hoant am eus da barea !

— Lavar d'in, petra 'santez, paotr ? eme ar Mezeg-Sorser.

— Setu, emezoun, ar pez a ra d'in dizeria war va zreid ha koueza er velkoni hag al leziregez : karantez an dinell vat, kasoni an dinell dreut, ar c'hoant leina abred, koazadur ar c'hig, al lontegez hag ar varnaoniegez ; ar sec'hed hag an naon a zo ouz va c'hrigna noz-deiz, pa n'em eus morse awalc'h da zebri na da eva ; krezni ha diherberc'hiusted an dud, en doare ma 'z oun eur bec'h evidoun va-unan, ha karet gant nikun. An naonegez, gant he feder c'hevrenn warn-ugent, an anken ha pizder ar binvidien, setu va rann. O ! ma vefe meuziou burzudus ar bed-holl dirazoun, ma c'hellfen evit eur wech kaout va gwalc'h !

— Me 'lavar, eme ar Mezeg Sorser, ez eo eur gwall gleñved ! Gwa neb a vez taget gantañ : an



den-se ne bado ket pell ! Pa 'z eo gwir, avat, out deut betek va feniti, me a roio d'it eul louzou az pareo da viken.

— Petra eo ? emezoun.

— N'eo ket tenn da lavarout : o tont d'ar gêr fenoz, kae betek ar puñs : gwalc'h da zaouarn ha da zent ha krib da vleo. Neuze, kae da domma dirak eun tantad kempennet-mat, na re uhel, na re izel, na re vras, na re vihan. Ra vo lakaet dindanout eul leuegen blevek er biz d'an oaled. Neuze ra zeuio eur plac'h fur, lirzin, kenedek davedout. D'ezi da rei d'it neuze tri zamm da zebri, pep tamm kement hag eur vi yar-ouez. An tammou-se a rankez lonka en eur stlaka da javedou, hag en eur ruilha da zaoulagad e-barz da glopenn.

## KIMIAD AR MEZEG-SORSER

— Ha bremañ, Mab Konglin, eme ar Mezeg-Sorser, d'it ar meuziou gwella ha saourusa a zo er bed.

Kig-moc'h fresk,
Lounezi lart,
Dañvad bervet,
Abeg rendael an armeou, — bevin-sasun,
Lip-e-bao an uhelidi, — mezeglen,
Louzou an droug-skevent, — kig-sall koz,
C'hoant eur plac'h yaouank koz, — laez fresk,
Frikadur eur rouanez, — karotez,
Riskl eun ostiz, — bier,
Harp ar c'horaiz, — kilhog yar,
Tad ar spoum, — biorc'h nevez,
Dudi eur beleg, — kaol-dantek,

Teñzor eun tiegez, — yod-kerc'h.
Perc'henniez eur voger, — karteliou moc'h.
Perlez eun ti, — viou yer.

P'en devoe roet d'in an holl draou-se da zebri, ar Mezeg-Sorser a roas d'in da eva:

— Dal, emezañ, eur bannac'h war-c'horre ar boued, eur bannac'hig hepken, peadra da derri sec'hed ugent den: laez diennek, laez dizienn, laez livriz, laez trenk, laez kaouled, laez tarzet, laez tro, laez a ranker chaokat, laez a ra e-barz ar gorzailhenn eun trouz e-giz eun tourz o vlejal, en doare ma lavar ar banne kenta d'ar banne diweza: « M'hen tou d'it, ki galous, ma tiskennez d'an traoñ, me a savo d'an nec'h, rak n'eus ket a lec'h evidomp hon-daou er c'hastell-mañ ».

Hag evel-se, Mab Konglin, dieub e vezi diouz pep kleñved, nemet unan, kleñved ar furien hag an dud jentil: ar foerell.

Amañ ez echu ar weledigez.

## TEC'H AN DIAOUL LONTEK

O klevout an danevell-mañ ha roll an holl draou lipous-se, an diaoul lontek a oa oc'h ober e reuz e gourlañchenn ar roue ne voe ket evit padout gant ar c'hoantegez. Ken na zeuas er-maez eus penn ar roue, en eur lipat e vuzellou.

Edo Mab Konglin keit-se atao o souba an tammou kig er mel hag oc'h ober d'ezo tremen dirak genou ar roue a-raok o lonka e-unan.

Eur wech evel-se, setu ma lammas Mab ar Valloz er-maez, hag o sanka e grabanou en tamm kig a oa e dourn ar c'hloareg, e tec'has gantañ a-dreuz d'an oaled, betek dindan ar gaoter.



Ha troet e voe ar gaoter warnañ.

— Doue ha Berc'hed ra vezint trugarekaet ! eme Vab Konglin, en eur stlaka palv eun dourn war e c'henou hag egile war genou ar roue.

— Petra 'zo d'ober bremañ ? eme Bic'han.

— Eun dra aes-meurbet, eme Vab Konglin. Ra vo kaset er-maez eus an ti-mañ kement den a zo e-barz, kement loen hag ivez an aour, an arc'hant ha pep tra a dalvoudegez.

(Hag hervez lavar ar ouizieien, ne chomas ket en ti peadra da dalvezout troad eur c'houil, nemet evel just ar gaoter hag an diaoul e-barz).

Neuze e voe serret an ti ha pevar mell tantad enaouet amañ hag ahont. Pa ne voe mui anezañ nemet un tour ruz o flamma hag o flammina, e sailhas an diaoul war an nein.

— Serrit ho kenou holl ! eme Vab Konglin.

— M'hen tou, eme an diaoul, e-barz da c'henou-te, Mab Konglin, eo e karfen mont. Hogen, peogwir ez out eun den Doue, ne rin ket.

Hag e lammas e-touez pobl an ifern.

## PAREIDIGEZ AR ROUE

— Bervit laez-mintin hag amann fresk evit ar roue, eme Vab Konglin.

Evel-se e voe graet.

Eur gwele a voe kempennet neuze evit Katal, war eun dorchenn dumek, ha sonerien ha c'hoarierien a ziduas anezañ betek serr-noz.

En nozvez-se e kouskas an holl.

Antronoz e savas ar roue, hag e lakaas e zourn war e zremm: kement hag eun aval e oa pep gli zenn warni.

Mab Konglin a voe roet d'ezañ e c'hopr : eur vuoc'h diouz pep buorz, eun oñsad digant pep perc'henn-ti, eur vantell diouz pep iliz, eur bizaoued aour, eur marc'h kalloc'h kembreat, eun dañvad gwenn diouz pep ti ha pep sout etre Korkig ha Karn.

## PERZIOU AR WELEDIGEZ

Pep skouarn ra glevo, pep teod ra lavaro an istor-mañ, a zo bet danevellet gant an henaourien hag ar ouizieien ha lakaet dre skrid el levriou evel ma voe displeget gant an Ael da Vab Konglin.

Tregont perz a zo d'ar weledigez-mañ. Setu darn anezo :

Neb en deus he selaouet ne glevo netra glac'harus e-pad bloaz.

An dud nevez a glev anezi da zeiz o eured o devo eun hêr a-raok en em zispartia.

An ti nevez a vo displeget ennañ kent eun istor all bennak, korf maro ebet ne vo douget er-maez eus an ti-se ; ne vo dienez na berrentez ennañ biken : ha ne vo ket distrujet gant an tan.

Neb a zispleg an istor-mañ en devo da c'hopr : eur vuoc'h du ha gwenn skouarnet-ruz, eur roched lien nevez hag eur vantell c'hloan gant he spilhenn digant eur roue, pe eur rouanez, pe daou bried, pe eur merour, pe eun denjentil bennak.

FINIT

# Diskleriadur

**ardaoui** v. ober ardou pe orbidou.

**aviel** an « avielou » a veze lakaet e kerc'henn Mab Konglin a oa pennadou eus ar Skritur Sakr, skrivet en eun doare ispisial, gwriet e tammou mezer ruz, ha binniget gant eur beleg. Talvezout a raent da draezou enep-hud.

**biorc'h** g. eun doare bier.

**brifaot** ag. lontek.

**kaol-dantek** as. eun doare kaol, dantek o deliou.

**kartel** g.**-iou** tamm bras (a gig, h. a.).

**kebr** g.**-ou** an treust a zoug koadach eun doenn.

**keitrann** gg.**-ou** unan eus rannou eun dra trouc'het e lodennou ingal.

**klavier** liester **klao**.

**krap** g.**-ou** bac'h pe kloched bras.

**dluzet** ag. brizellet evel eun dluz.

**fars breset** fars ennañ sukr ha viou.

**foas** g.**-iou** doare kouign, a vez debret peurliesa gant silzig hag amann.

**fulenn** gg.**-ou**, **fulad** elienenn.

**galous** ag. taget gant ar c'hal.

**gwipad** g. laez glas.
**mab ar skiant** pe « mab ar ouiziegez » (a mic légind). Evel-se e komzer d'eur c'hloareg.

**mab ar valloz** (mac mallachtain) an diaoul.

**mandrogenn** gg.**-ed** maouez teo.

**mel** debret e veze ar mel, e-giz temz-boued, gant ar c'hig (Notennou diwar-benn ar Gelted koz, Pennad X, eil mouladur, p. 50).

**saoter** g.**-iou** levr salmou.

**sout** gg.**-ou** kraou-deñved.

**strapenn** gg.**-ou** bac'h da staga al loened.

**tellesk** g. doare bezin mat da zebri.

**toulled** g.**-ou** al lagadenn a zalc'h ar roeñv war speurenn eur vag.

**torchad** g.**-ou** torch.

**turlutal** v. trei-distrei dibaouez.

● ●

# Notennou

## LEVRIOU SKOL

Emañ eun nebeut kevredigeziou o paouez en em glevout evit embann levriou-skol brezonek-gallek. Eur menoz mat, hep mar. Ha koulskoude, ret d'imp anzav ne domp ket krenn a-du gant ar menoz-se. N'eus digarez ebet, a gredomp, evit ober gant ar galleg, zoken skoaz-ouz-skoaz gant ar brezoneg. Ma vije bet al levriou e brezoneg hepken, gant pebez plijadur hor bije roet hon asant hag hor skoazell !

Ne vern penaos, chañs vat d'an embregerez nevez. Al levr kenta da veza moulet, hini an Ao. Bozec, a c'heller fiziout e vo talvoudus-meurbet.

Evit gouzout hiroc'h, skriva d'an Ao. Le Clec'h, person Koadoù, dre Wengamp.

## LIZIRI DIANKET

Daou vandad, kaset d'imp war-dro an 8 a viz eost, a zo bet dianket gant ar post. Setu amañ ar pez hon eus gellet gouzout diwar o fenn :

100 lur, eus Brest (mandad niv. 457).

10 lur, eus Sant-Brieg (mandad niv. 845).

An arc'hant a zo bet paeet d'imp, hogen hep ano ar gaserien.

## BREZONEG AR VUGALE

Profou miz eost : an Ao. des Déserts : 10 l. — An Ao. G. Saout : 50 l. — en holl : 60 l.

Levriou kaset : Penmarc'h : 95 l. – S. Gwazeg : 50 l. — en holl : 145 l.

Chom a rae er c'hef, d'ar c'henta a wengolo : 600 l. 30.

## KANNADIG GWALARN

Profou miz eost : Mona Soner : 10 l. — Morzer : 200 l. — en holl : 210 l.

NIVERENN MIZ HERE 1932

# KANNADIG
# GWALARN

KELEIER AR MIZ

Kontadenn :

AR VLEIZEZ

AN ELEKTRISITE HAG AL LABOUR-DOUAR

G. AR YANN, EUR BEAJOUR A VREIZ

DRE AR VRO

PAJENN AR MERC'HED

PAJENN AR VUGALE

A-ZEHOU HAG A-GLEIZ

FENTIGELLOU

HOR BOEST-LIZIRI

## Embannaduriou Gwalarn

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — Diviet.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — Diviet.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

# Embannaduriou Gwalarn

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.

MARVAILHOU AR VRETONED. — Diviet.

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEK E 1928. — 4 lur.

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.

Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH. — 3 lur.

Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.

OWEN HA LUNET. — 3 lur.

DIARMUID HA GRAINNE. — 5 lur.

Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ. — 10 lur.

Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.

Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

Boccaccio. — AR MARVAILHER ITALIAT. — 5 lur.

1932

Meavenn. — IWERZON DISHUAL, SKOL S. ENDA. — 4 lur.

X. de Langlais. — KANOU EN NOZ. — 10 lur.

D. K. Kongar. — AR WAZIG. — 3 lur.

Y. Drezen. — AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI. — 4 lur.

Meavenn. — PA C'HOUEZ AVEL WALARN. — 5 lur.

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn III. — 8 lur.

Hoffmann. — AN TASMANT DIMEZET. — 4 lur.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest. *Ar Merour* : Y. Le Drézen

# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel miziek
krouet e 1925
Rener : Roparz Hemon

*Koumanantou :* 30 lur ar bloaz (broiou estren : 35 lur).

*Chomlec'hiou :* pep koumananter a gemm e chomlec'h e-doug e vloavez-koumanant a dle kas pevar real evit ar mizou.

*Dournskridou :* an dournskridou a dle beza skrivet gant an dournskriverez pe skrivet spis-meurbet, war eun tu hepken eur ar follenn, gant kalz a lec'h etre al linennou. An dournskridou ne vezont ket kaset en-dro d'an oberourien.

*Kasadennou :* pep tra, — lizer, pakad pe ar-c'hant, — a dle beza kaset d'ar renerez pe d'ar mererez *hep ano den ebet*, ha d'ar chomlec'h-mañ hepken :

**GWALARN**
**Boite Postale 75**
**BREST**

(C.C. 96-38, Rennes)

**PRIZ : 4 LUR**